# K CANNEN SPIRITUEL

*Ar er Marhue eurus ha maleurus, ar er Jugemant hag en Ihuern;*

Composet dré ur Bélêg a Huénèd, ér blai 1755.

Ar en ton : *Catel gollet.*

É banhue Doué, tosteit de glauat
Ur bantiq cair mar dès ér bed ;
Capable d'hou laquat de gùittat
Hou dannation hag hou goal-stad.

Aveit rein d'oh de hanàonet,
Tud ahurtet ha tud dallat,
É vou ret merhuel, e dra certein,
Ha marcé dannet birhuiquin.

Aveit rein d'oh de hanàouet
Poénieu er ré e zou dannet :
Er marhue hag en éternité,
Hag er jugemanteu a Zoué,

N'en dès na perdêg na sermon
A douché davantege hou calon :
Chonget én dra-men, mé hou pêd,
Ha jamæs péhéd ne rehet.

Amen ne respettér dén erbat,
Bélean, tuchentil ha paisantet ;
Paur ha pihuiq, merhuel zou ret,
Ha hezout guat Doué juget.

Groeit goah ol er zé e garou
Qnemant zou bat, e zou hag e vou ;
E rinqnei bout juget guat Doué,
Aveit ar rest ag eu éternité.

Pe zigueoré berman en doar,
En dud dannet lan a hlahar,
E rehé d'oh de hanàouet
Er stad terrible eg er péhed.

N'en dès dén gannet ar en doar
Ne feutehé hé galon guet glahar,
Ha ne changehé e spered
É huélet tourmant er ré dannet.

Rac-cé, tud ebil eg er bed,
É hanhue Doué hum gonvertisset;
Rac marcé quênt ma vou tri dé
Hui santou er bouis a aorn meb Doné.

N'en dès nitra cairroh ér bed
Eveit hum salvein, mar caret;
Rac dén n'en dès pligeador erbet
Mar dé ér stad eg er péhed.

Mar caret cleuet hou ç'Æl-mad
Zou noz be dé é clasque hou lequat
De zihuen doh en droug-spered
Zou é clasque hou liamein perpet;

Mar pedet Doué e huir galon,
Mar goulennet guet-hou perdon,
He mar groet penigen parfet,
E oh sur de vout perdonnet.

Mer covesset guet contrition,
Mar quemuniet guet devotion,
Mar quittet ambarras er bed,
Hou coulen vou d'oh accordet.

Mer ret en olézon d'er peur,
A zou e Jésus er mampreu;
Mar inouret liès é bassion,
E vou crucefiet ar hou calon.

En Orgueil nac en Avarice,
El Luxur nac er Gourmandis,
Ne veint quet capable d'hou tantein,
Na d'hobér d'oh jamæs péhein.



Quement dieul zou é clasqne hou tantein
De hobér d'oh perpet péhein,
Guet secour Doué e vou trompet
Mar dihuennet doh-t-hai perpet.

Chetu er fin ag ur Hreeban
E vihuebé ag er vuhé-man,
E huélet bermen é verhuel
Prest de vout d'er gloër éternel.

Chomet-é olan ar é hulé,
Prest-é de vout dirac Doué;
Ne horto nitra meit en ær
Evit mont d'er gloer éternel.

Caret en dès perpet Doué,
Hac er cherviget noz ha dé;
É ma bermen én é galon,
Ne sesire nitra nameit-on.

É Æl-mad zou étal é hulé,
A zou é presantein de Zoué
Er péh a vad en dès groeit,
Hac er péhèd en dès quitteit.

En diaul e zon erraget
É huélet en dès ean collet:
Ne hès meit mont, lon miliguét,
Ne hès er nebon herh erbet.

Ul livre e zou guet é Æl-mad
E zou carguet a œvren mad;
Ar livre en diaul nen dès nitra
De laret a énep d'en dén ma.

Marbue é gorf, é ma é inean
É vonnet guet Jesus d'en nean,
É compagnoneah er Huérhiès
Ha cals a Sænt hac a Ælèd.

Brasset ur gloër zou preparet
Èn nean d'oh guet Salvér er bed:
P'er gouyehé en dud ag er bed,
Jamæs dén ne vehé collet.

Lanscamb en dén-ma e gosté,
E ma oueit é inean guet Doué;
Guélamb berman ur maleurus
En dès abandonnet Jésus.

Caer en dès é Æl-mad pedein
En dén-ma d'hum gonvertissein,
E galon e zou positet
Ne ra mui cas ag er bleuet.

Er Sperèd-Santel er huittat,
E huélet ne ra mui œvreu mad.
Petra! arfeste, dén miliguet,
Sur assès-ous e vous dannet.

En Orgueil hac en Avaris,
El Luxur hac er Gourmandis,
Parrès, Evi ha Colérus,
A rant en dén-ma maleurus.

En diaul e zou én é galon
Hum rantet er mæstre a nehon;
Mæs ne houér quet er maleur bras
En dès é vihuein é goal-stad.

Adien ente, Sperèd-Sacret,
Ha hui, Æl-mad, quittat e ret;
Hui el lausq én ur stad truhéus,
Quênt me vou pêl é vou maleurus.

En diaul e zou én é galon,
Ha seih diaulet ar dro dehon:
Nen dès mui espérance erbet
En den-ma a vezout salvet.

*RÉFLEXION.*

Guet e dud zou hoah ar en doar,
Hac e vihue hoah ér memb stad,
E zou ou halon positet,
Petra benac ne chongeant quet.

Guélamb ér fin ag er vuhé

Ag un annemis bras de Zoué;
El n'en dès bihuet ér péhèd,
É riequa marhuel ha bout dannet.

Chomet-é clan ar é gulé;
Prest-é de vonnet dirac Doué,
Hac é Æl-mad doh er huittat:
O Doué, péh ur galonnad!

Él livre en Æl-mad n'en dé quet scrihuet
En dès groeit œvreu mad erbet;
Mæs en diaul en dès bet scrihuet
Ol er péhedeu en dès groeit.

Orgueil, Avarice, Gourmandis,
Omission, Scandal, Impoqueris,
Accouéh, Custumance, Impénitance
Nen dès quet mui a espérance.

Guélet e rér doh é visage
É ma dannet er misérable,
Hag er marhue é hobér é zevér;
Marhuel e ra én desespoér.

Er marhue ne bardon dén erbet,
Tuchenul, bélion na bourhisèd;
Abil ha sot merhuel zou ret,
Bedic er Pab hac er Rouannèd.

Serpantèd, ur vanden diaulèd
E zou é hartoz é sperèd;
Ha diaulèd doh hum brepareín,
Aveit én tan en tourmantein.

Nag a guérent, nag amièd,
Ne ellant gobér dehou secour erbet
Er Huérhiès, er Sænt hac en Ælèd
En abandon d'en diaulèd.

Aman-é breme er glabar,
Ouilamb ol, tud diar en doar,
É clevet Mab en Tad Eternel
É leinein é santance cruel.

Pélla doh-eign, dén miliguêt ;
Qué d'en ihuern de vout losquet
Guet en diaulèd ha serpantèd,
Evit bout de jamæs tourmantet.

Henan eou ur jugemant trist,
Quittat hur Salvér Jésus-Chrouist,
Ha bout birhuiquin jamæs dânet
En défaut de guittat er péhèd.

Marhue-é er maleurus dânet,
Chetui é ioaen astennet
En ihuern ar ur gril a den
Aveit pligeadurieu er bed-man.

Evit te bligeadur maleurus
Ag er pehèd vil luxurius,
Té e eou berman tourmentet
Guet en diaulèd ha serpantèd.

Pet guéh é éa-té bet meàuet
A zou caus d'id, dén miliguêt,
Ma ous contraignet de ivet
Goaid serpaetèd ha toséguèd.

Leinat en eviél, hac é cavehet
É conéh én ihuern er ré dânet ;
Quer paud èl er greail hac en éerh
É conébeñt er ou fén én ihuerñ.

En diaulèd hac er serpantèd
E segasse d'en ihuern ré miliguêt ;
Chonget én dra-man, mé hou pet,
He birhuiquin péhèd na ret.

Chetui un tourment diremet
A zou é mesq er ré dânet :
Er goal-vlas, col Doué birhuiquin,
Mercé evit ur péhèd hemb quin.

En ihuern e zou ur prison
Hemb truhé na consolation,
E zou goet Justice Doué forget
Evit punissein er péhèd.

Aman-é breme er glahar,
Guélet er vugalé, er vam, en tad,
En eil é drail̃ein er gulé,
Un aragement vras étré-dé.

Lauscamb en dud miliguét-man,
De vout camaradèd guet satan:
Malloh Doué e goueh dé ha nos
Ar en diaulèd én ou bassefos.

Na pégnehet, ô me Jesus!
E padou poén er ré maleurus;
Hirhet un ameér e gavet
De dourmantein er ré dânet.

Cleuet breman Salvér er bet,
Maleur d'oh m'en er hredet quet
Er durant mé padou Doué,
Te vou tourmantet é velcé.

Pe vehé scarbet mor er bet,
Ul lomig deur peb cand-mil vlé,
En dra-zé quéntoh e arrihuehé,
Ha jamæs pardon n'ou devé.

Pe vé carguet er bed-man a sable
Hag en douguein én ur bet aral
Ur granen sable peb cand mil vlé
Ne vehé nitra d'on Eternité.

Pé chongé er ré e zou miliguét
E rinqueint bout perpet dânet
E rant on malloh de Zoné ha d'er Huérhiès,
Ha d'er ré en dès ind dânet.

Ama, tud dallet ag er bet,
Er huirioné splan e oés cleuet:
Maleur doh m'en er hredet quat
Rac ré-devehat er gouyehet.

Pibue a hannoh e garhé pat
En un tan a zou cair hoivat,
Ha bont dânet de virhuiquin,
Hemb guélat Doué, pebéh anquin!

Ams, péharion eg er bed,
Penaus é ellet bihuein ér péhèd,
Mercé quênt erhoab d'en ær-men,
Hui e vou ehué ér memb tan.

Hui e lere, me hum gonvertissou,
Doué e zou mad, hag euzér em hou.
O Doué! guet e dud zou dânet
En devoé espérance devout salvet.

Peb unan groeit èl me carchet,
Evit merhuel eur é rinquet,
Ha guet er memb masur ma pouiset,
E vou reit d'oh a pe varhuehet.

Arsa, Christenion ér bed-man,
E hanhue Doué hum gonvertissam,
Hac é telichemb colle hur buhé,
Quêntob évit colle bun iné.

Er Hantic-man e zou composet
Dré græce Jesus Salvér er bed,
D'hobér d'oh quittat er péhèd,
Mar fal d'oh bout jamæs salvet.

Jesus Mab Doué, Salvér er bed,
Guérhiès Vari, hur secouret,
Ma ellehemb quittat er péhèd,
Rac hoant hun nès devout salvet.

Amen, Jesus.

*FIN.*



Vannes, I[illegible] de [illegible] Galles.

